WIKIPEDIA

# Arabeg

**Arabeg** (العَرَبِيَّة en arabeg) a reer eus hollad ar yezhoù arabek, eus an arabeg unvan betek an holl stummoù a zo deveret eus an arabeg klasel, war-bouez ar malteg. Komzet e vez arabeg dre veur a vro en Azia ar Mervent, Afrika an Norzh ha Korn Afrika. Ur yezh eus familh ar yezhoù semitek eo an arabeg.

N'eus nemet ar yezh vodern, anvet arabeg unvan pe arabeg lennegel, a zo ofisiel. Implijet e vez dre skrid evit an darn vrasañ eus ar skridoù, ha dre gomz, evit prezegennoù ofisiel zo.



Kartenn eus ar broioù ma'z eo an arabeg : 1) ar yezh ofisiel nemeti (gwer), 2) ur yezh ofisiel, e-kichen yezhoù bihanniver (glas teñval), 3) ur yezh ofisiel, met komzet gant ur bihanniver hepken (glas sklaer)

Unan eus yezhoù semitek ar c'hreiz eo an arabeg, kar a-dost d'an hebraeg ha d'an arameeg. Disheñvel eo an arabeg unvan diouzh ar rannyezhoù komzet ha miret ez eus kalz a berzhioù eus ar yezh klasel. Er broioù arabek e kenvev an arabeg unvan hag ar rannyezhoù komzet ; implijet e vezont a-bep-eil evit degouezhioù disheñvel.

Lod eus implijerien ar stummoù yezh komzet a c'hall kompren implijerien stummoù yezh all, ken dre gomz, ken dre skrid, hag eus hollad ar stummoù komzet-se e c'haller ober ur yezh-to. E-keñver yezhoniezh e c'hallfed sellet outo evel yezhoù disheñvel, met alies e reer anezho ur bloc'had rannyezhoù kar, evit abegoù politikel ha relijiel.[1] Ma seller outo evel yezhoù disheñvel, n'eo ket aes lavaret pet yezh a zo, dre ma ya an hollad-se d'ober ur heuliad hep bevennoù resis. Ma seller ouzh an arabeg evel ur yezh unvan, e c'haller lavaret e vez komzet gant 420 milion a dud (tud hag a gomz arabeg evel yezh kentañ pe evel eil yezh),[2] ar pezh a dalvez e vefe ar bempvet yezh vrasañ er bed, a-fet niver a gomzerien. Ma seller ouzh ar seurtoù arabeg evel yezhoù disheñvel, ez eo arabeg Ejipt a vez komzet ar muiañ, gant 55 milion a gomzerien.[3] Yezh al lidoù eo an arabeg ivez evit an holl vuzulmiz, 1,6 miliard anezho anezho.[4] Bez' ez eo ivez unan eus ar c'hwec'h yezh ofisiel a zo en Aozadur ar Broadoù Unanet.[5]

Ar yezh skrivet unvan a zo bremañ (arabeg unvan) zo deveret eus yezh ar C'horan, hag a reer arabeg klasel anezhi. Kelennet e vez er skolioù hag er skolioù-meur, er broioù arabek koulz hag er broioù all dre ar bed. Implijet e vez gant ar gouarnamantoù, gant ar mediaoù hag e bed al labour, betek ur poent. Eus an arabeg unvan hag eus an arabeg klasel e reer arabeg lennegel. Ar yezh-se zo yezh ofisiel e 26 stad ha yezh al lidoù eo evit an Islam. Dre vras eo heñvel an arabeg unvan modern ouzh arabeg klasel ar C'horan. Evit reolennoù yezhadur zo eo bet eeunaet avat hag emdroet eo ar c'heriaoueg ivez, evit gallout talañ ouzh ezhommoù ar bed modern.

Skrivet e vez an arabeg gant al lizherenneg arabek, hag a zo un abjad, skrivet a zehoù da gleiz. A-wechoù e skriver ar rannyezhoù komzet gant al lizherenneg latin, a gleiz da zehoù, met n'eus ket reolennoù unvan evit se.

Meur a yezh eus ar bed zo bet levezonet gant an arabeg a-hed an istor. E-touez ar re a zo bet levezonet ar muiañ emañ ar perseg (pe farsi), an ourdoueg, ar c'hurdeg, ar somalieg, ar swahileg, an turkeg (a-raok ar bloavezhioù 1920 dreist-holl), ar c'hazakeg, ar banglaeg, an hindieg, ar malayeg, an indonezeg, ar pachtoueg, ar pandjabeg, an tagalogeg, an haousaeg. Er Grennamzer e oa an arabeg ur yezh a bouez war tachennoù evel ar skiant, ar matematik pe ar brederouriezh. Abalamour da se e oa bet amprestet un toullad gerioù arabek gant yezhoù Europa en amzer-hont. Levezon an arabeg a weler, er c'heriaoueg dreist-holl, e

lod eus ar yezhoù romanek evel ar spagnoleg, ar c’hatalaneg, ar portugaleg, ar galizeg, ar sikilianeg, abalamour d’an tost ma oa broioù kreisteiz Europa ouzh ar broioù arabek hag abalamour ma voe aloubet ar broioù-se gant muzulmiz e-pad meur a gantved, dreist-holl en al-Andalus.

An arabeg ivez en deus amprestet gerioù digant yezhoù all, evel an hebraeg, an arameeg, ar gresianeg, ar perseg hag ar sirieg, da gentañ, ar c’hurdeg hag an turkeg, er Grennamzer, ha yezhoù kornôg Europa, en amzer vremañ, dreist-holl ar saozneg hag ar galleg.

# Notennoù


1. "L’arabe", e *L’aménagement linguistique dans le monde*, Université Laval, Kebek (http://www.axl.cefan.ulaval.ca/Langues/2vital_inter_arabe.htm)
2. *World Arabic Language Day*, UNESCO (http://www.unesco.org/new/en/unesco/events/prizes-and-celebrations/celebrations/international-days/world-arabic-language-day/)
3. Ethnologue (http://www.ethnologue.com/language/arz)
4. Executive Summary (http://www.pewforum.org/2011/01/27/the-future-of-the-global-muslim-population). *The Future of the Global Muslim Population*. Pew Research Center. Kavet : 12 Genver 2015.
5. UN Official languages (http://www.un.org/en/sections/about-un/official-languages/). Un.org. Kavet : 12 Genver 2016.


# Liammoù diavaez

- MyEasyArabic.com (https://www.myeasyarabic.com/site/what_is_arabic_language.htm)


Adtapet diwar « https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Arabeg&oldid=1867734 »

**Kemmoù diwezhañ degaset d'ar bajenn-mañ d'an 12 Meu 2020, da 11:48.**

Gallout a reer implijout an testennoù zo dindan an Aotre-Implijout Creative Commons Dereiñ/Kenrannañ diouzh an hevelep divizoù; divizoù ouzhpenn a c'hall bezañ ivez. Gwelet an Doareoù Implijout evit gouzout hiroc'h.